WIKIPEDIA

# Gresianeg Pontos

**Gresianeg Pontos** pe **ponteg** (gresianeg: Ποντιακά, Ρωμαίικα) a zo ur doare yezh gresianek genidik eus Pontos (Πόντος) war aodoù su ar Mor Du ha komzet dreist-holl hiziv e Gres gant ar c'hresianed bontek. Komzet e vez ivez e Rusia, en Ukraina, e Jorjia, e Kazakstan, e Turkia hag ivez gant ezvroidi en Alamagn.

Diorroet e oa bet ar ponteg diwar ar gresianeg ionek o tremn dre ar gresianeg koine hag ar gresianeg bizantek bet levezonet gant an turkeg, ar perseg hag ivez yezhoù kaokazek.

## Taolenn



## Rannyezhoù

Gant ar yezhoniour gresianek Manolis Triantafyllides eo bet rannet ar ponteg e daou strobad rannyezhel pennañ:

- Strobad ar c'hornôg (*oinounteg/nioteg*) tro-dro da Oinoe/Ünye.
- Strobad ar reter
  - Is-strobad an aod (*trapezounteg*) tro-dro da dTrapezounta,
  - Is-strobad an diabazrh (*c'haldieg*) e C'haldia (tro-dro da Argyroupolis/Gümüşhane — Kanin e Ponteg), ha tro-war-dro (Kelkit, Baibourt/Bayburt, etc.), ha tro-dro da gKotyora/Ordu.

Ar c'haldieg eo ar rannyezh muiañ-komzet.

Hervez studioù 'zo (Mirambel 1965) e kaver roudoù eus an hesonerezh vogalennek e rannyezhoù pontek 'zo, dres evel er yezhoù turkek.

## Takad-implij

Daoust ha ma oa genidik ar ponteg eus aodoù su ar Mor Du ec'h aes kuit ac'halese meur a ezvroad da vare Impaelouriezh Rusia etre an 18vet hag an 19vet kantvedoù. Komzet e vez c'hoazh ar ponteg gant meur a dud en Ukraina, Rusia (tro-dro da Stavropol) hag e Jorjia hag implijet e vze dre skid war-dro d'ar bloavezhioù 30 evit sevel oberennoù lenngel ha yezhadurioù evit kelenn er skolioù.

Goude al lazhadegoù er bloavezhioù 1910 e vanas an darn vrasañ eus ar bontegerion a chomas c'hoazh en Azia Minor dindan beli Feur-emglev Lausanne ha da heul an eskemmoù poblañsoù etre Turkia ha Gres e oant bet adannezet e Gres, dreist-holl e norzh ar vro.

Kenderc'hel a ra annezidi Traonienn Of, deuet d vezañ muzulmaned er 17vet Kantved, d'ober gant ar ponteg hiziv c'hoazh.

Hiziv e vez implijet ar ponteg gwezhoùigoù nemetken e Gres, gant un nebeud a oberennoù evel albomoù Asterix troet er yezh-se.

- Gres 200.000 den (2001)

  dreist-holl e Makedonia (reter Makedonia ha Trakia, Kreiz Makedonia, ha Kornôg Makedonia)

- Turkia ~4000 den
  - Tonya: (17 kêriadenn)
  - Sürmene: (6 kêriadenn)
  - Çaykara: (17 kêriadenn)
  - Dernekpazarı: (13 kêriadenn)
  - Uzungöl, Sheraho: (6 kêriadenn)
  - Maçka: Daveenn ebet
  - Torul, Yağlıdere, Santa, Kromni: Daveenn ebet

# Kenstummoù

Yezhadur:

- Etaerezh: eta (η) distaget evel espislon (ε) (κέπιν = κηπίον, κλέφτες = κλέφτης, συνέλικος = συνήλικος, νύφε = νύφη, έγκα = ήνεγκον, έτον = ήτον, έκουσα = άκουσα...).
- Omega (Ω) distaget 'o' evel e henc'hresianeg, deuet da vezañ 'ου' e gresianeg koine (ζωμίν = ζουμί, καρβώνι, ρωθώνι...).
- Henstumm al lostger-bihanaat nominativel 'ιον' (παιδίον, χωρίον).
- Distagdur mod kozh an an div gensonenn ionek 'σπ' e lec'h 'σφ' evel e koine (σποντύλιν, σπιγγω, σπιντόνα).
- Anvioù-gwan kevrennek benel achuet en -ος (ή άλαλος, ή άνοστος, ή έμορφος).
- Anvioù-kadarn unander gourel nominativel '-on' > genitivel '-ος' (ό νέον -> τή νέονος, ο πάππον -> τη πάππονος, ό λύκον -> τή λύκονος, ο Τούρκον -> τη Τούρκονος etc).
- Doare-kemenn aoristek achuet gant -ον (ανάμνον, μείνον, κόψον, πίσον, ράψον, σβήσον).
- An tu-etre achuet gant -ούμαι (ανακατούμαι, σκοτούμαι, στεφανούμαι).
- An tu-gouzañv aoristek achuet gant -θα (hen'hres. -θην): εγαπέθα, εκοιμέθα, εστάθα etc.
- Doare-gourc'hemenn an tu-gouzañv aoristek achuet gant -θετε (hen'hres. -θητι): εγαπέθα, εκοιμέθα, εστάθα.
- Implij anvioù-verb gwezh ha gwezhall (εποθανείναι, μαθείναι, κόψ'ναι, ράψ'ναι, χαρίσ'ναι, αγαπέθην, κοιμεθήν).
- Taol-mouezh vokativel evel e henc'hresianeg: άδελφε, Νίκολα, Μάρια.
- Implij 'ας' e lec'h 'να' a-wezhoùigoù: δός με ας φάγω.

# Keñveriadur gant doareoù gresianeg all

- Skouer 1: Ponteg *en* ('bezañ', trede gour unander, amzer vremañ), henc'hresianeg *esti*, gresianeg koine *enesti*, stumm biblek *eni*, gresianeg unvan a-vremañ *ine*
- Skouer 2: Ponteg *temeteron* ('hon'), henc'hresianeg *to(n) hemeteron*, gresianeg unvan a-vremañ *to(n) * mas*
- Skouer 3: Ponteg stumm-bihanaat *pedhin* ('bugelig), henc'hresianeg *paidion*, gresianeg unvan a-vremañ *pedhi*
- Skouer 4 (combining 2 and 3): Ponteg *temeteron to pedin* ('hon bugelig'), henc'hresianeg/gresianeg koine *to hemeteron paidion*, gresianeg unvan a-vremañ *to pedi mas*

- **1.** Ouzhpennañ /e/ d'ar henlostger merk an aorist –ειν

| PONTEG | HENC'HRES. |
|---|---|
| ipíne | ειπείν |
| pathíne | παθείν |
| apothaníne | αποθανείν |
| piíne | πιείν |
| iδíne | ιδείν |
| fiíne | φυγείν |
| evríne | ευρείν |
| kamíne | καμείν |
| faíne | θαγείν |
| mathíne | μαθείν |
| erthéane | ελθείν |
| meníne | μενείν |

- **2.** Merk an anv-verb –ηνα

| PONTEG | HENC'HRES. |
|---|---|
| anevíne | αναβήναι |
| katevine | καταβήναι |
| embine | εμβήναι |
| evjine | εκβήναι |
| epiδeavine | αποδιαβήναι |
| kimethine | κοιμηθήναι |
| xtipethine | κτυπηθήναι |
| evrethine | ευρεθήναι |
| vrasine | βρχήναι |
| raine | ραγήναι |

- **3.** Kentañ aorist -αι > eil aorist -είν

| PONTEG | HENC'HRES. |
|---|---|
| κράξαι | κράξειν |
| μεθύσαι | μεθύσειν |

- **4.** Merk anv-verb aoristek /e/

ράψεινε, κράξεινε, μεθύσεινε, καλέσεινε, λαλήσεινε, κτυπήσεινε, καθίσεινε

- **5.** Lostger aoristek –ka (-ka implijet ivez evit merkañ an amzer dremenet strizh)

**PONTEG HENC'HRES.**

| | |
|---|---|
| εδoka | έδωκα |
| enδoka | ενέδωκα |
| epika | επουίκα |
| efika | αφήκα |
| ethika | έθεκα |

- **6.** Anv-verb –ine > -eane

# Liammoù diavaez

- Ethnologue report for Pontic (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=pnt)
- Trebizond Greek: A language without a tongue (http://lahana.org/index.php?topic=74.0)
- Info about Pontians (http://www.pontian.info)
- World wide Forum and Pontian News (http://www.pontosworld.com)

# Levrlennadurezh


- Georges Drettas, *Aspects pontiques*, ARP, 1997, ISBN 2-9510349-0-3. "... marks the beginning of a new era in Greek dialectology. Not only is it the first comprehensive grammar of Pontic not written in Greek, but it is also the first self-contained grammar of any Greek “dialect” written, in the words of Bloomfield, “in terms of its own structure”." (Janse)
- Özhan Öztürk, Karadeniz: Ansiklopedik Sözlük. 2 Cilt. Heyamola Yayıncılık. İstanbul, 2005. ISBN 975-6121-00-9
- Mackridge, P. 1987. Greek-Speaking Moslems of North-East Turkey: Prolegomena to Study of the Ophitic Sub-Dialect of Pontic. Byzantine and Modern Greek Studies 11: 115–137.
- Τομπαΐδης, Δ.Ε. 1988. Η Ποντιακή Διάλεκτος. Αθήνα: Αρχείον Πόντου. (Tompaidis, D.E. 1988. The Pontic Dialect. Athens: Archeion Pontou.)
- Τομπαΐδης, Δ.Ε. ϗ Συμεωνίδης, Χ.Π. 2002. Συμπλήρωμα στο Ιστορικόν Λεξικόν της Ποντικής Διαλέκτου του Α.Α. Παπαδόπουλου. Αθήνα: Αρχείον Πόντου. (Tompaidis, D.E. and Simeonidis, C.P. 2002. Additions to the Historical Lexicon of the Pontic Dialect of A.A. Papadopoulos. Athens: Archeion Pontou.)
- Παπαδόπουλος, Α.Α. 1955. Ιστορική Γραμματική της Ποντικής Διαλέκτου. Αθήνα: Επιτροπή Ποντιακών Μελετών. (Papadopoulos, A.A. 1955. Historical Grammar of the Pontic Dialect. Athens: Committee for Pontian Studies.)
- Παπαδόπουλος, Α.Α. 1958–61. Ιστορικόν Λεξικόν της Ποντικής Διαλέκτου. 2 τόμ. Αθήνα: Μυρτίδης. (Papadopoulos, A.A. 1958–61. Historical Lexicon of the Pontic Dialect. 2 volumes. Athens: Mirtidis.)
- Οικονομίδης, Δ.Η. 1958. Γραμματική της Ελληνικής Διαλέκτου του Πόντου. Αθήνα: Ακαδημία Αθηνών. (Oikonomidis, D.I. 1958. Grammar of the Greek Dialect of Pontos. Athens: Athens Academy.)
- Τοπχαρά, Κ. 1998 [1932]. Η Γραμματική της Ποντιακής: Ι Γραματικι τι Ρομεικυ τι Ποντεικυ τι Γλοςας. Θεσσαλονίκη: Αφοί Κυριακίδη. (Topchara, K. 1998 [1932]. The Grammar of Pontic. Thessaloniki: Afoi Kiriakidi.)